WIKIPEDIA

# Skoteg

*Arabat kemmeskañ gant Saozneg Skos ha Gouezeleg Skos*

Ar **skoteg** a zo ur yezh c'hermanek komzet e kreisteiz Bro-Skos hag ivez e Norzhiwerzhon, ma'z eo anavezet evel *Ulster Scots*. A-wezhioù e vez graet *Lowlands Scots* anezhañ evit ober ar c'hemm gant Gouezeleg Skos.

Diaes eo termeniñ ar yezh-se en un doare klok peogwir n'eus termenadur resis ebet evit ober un diforc'h etre ur yezh hag ur rannyezh. A-wezhioù e vez sellet outi evel ur rannyezh eus ar Saozneg, a-wezhioù e vez sellet evel ur yezh c'hermanek ken kar d'ar saozneg ha ma c'hallfe bezañ an norvegeg d'an daneg.

Barzh brudetañ Bro-Skos, Robert Burns, a skrive e skoteg.

| Skoteg (*Scots*) | |
|---|---|
|  | |
| **Perzhioù** | |
| Komzet e : | Bro-Skos, Iwerzhon |
| Rannved : | Europa |
| Komzet gant : | 100 000 evel yezh kentañ (1999)<br>1,5 milion evel eil yezh<br>Adalek 17% betek 85% eus poblañs Skos a gomz mui pe vui |
| Familh-yezh : | Yezhoù indezeuropek<br>▪ Yezhoù germanek<br>▪ Germaneg ar c'hornôg<br>▪ Yezhoù saoznek-frizek<br>▪ Yezhoù saoznek<br>▪ **Skoteg** |
| **Statud ofisiel** | |
| Yezh ofisiel e : | dre lezenn: E bro ebet<br>Evel yezh vinorel:<br>Bro-Skos<br>Rouantelezh-Unanet Norzhiwerzhon |
| Akademiezh : | - |

## Anv

Komzerien ar skoteg a implij anvioù evel *braid Scots* (*Skoteg ledan*), pe anvioù rannyezhel evel *Doric* pe *Buchan Claik*. Daoust ma n'eo ket ken diouzh ar c'hiz e vez implijet c'hoazh *Scotch* e Norzhiwerzhon, dreist-holl. *Lallans* a zo implijet ivez. *Ulster Scots* a zo implijet e Norzhiwerzhon (pe *Ulstèr Scotch* gant ar re a glask ledanat tachenn ar yezh), pe c'hoazh *Ullans*, meskaj etre *Ulster* ha *Lallans*.

### Etimologiezh

Ur meskaj etre an henskoteg *Scottis* hag an hensaozneg diwezhañ *Scottisc* (Saozneg a-vremañ : *Scottish*), en deus erlec'hiet ur stumm koshoc'h *Scyttisc* (gant ur c'hemmadur en "i"). A-raok ar xv$^{vet}$ kantved e veze anavezet ar yezh c'hermanek komzet e Bro-Skos evel "saozneg" (skrivet *Ynglis* pe *Inglis* d'ar mare-se), pa veze implijet *Scottis* evit ar gouezeleg. Dont a ra an anv brezhoneg eus *Scottis*. Goude ar xv$^{vet}$ kantved eo deuet ar yezh c'hermanek komzet e kreisteiz Bro-Skos da vezañ disheñveloc'h-disheñvelañ diouzh ar rannyezhoù saoznek, hep kaout un anv dezhi koulskoude. Adalek 1495 eo bet implijet muioc'h-mui ar ger *Scottis* evit ar skoteg pa veze implijet *Erse* (a dalvez *Iwerzhoneg*) evit ar gouezeleg, a-raok ma vefe implijet *Gaelic*, *Scots Gaelic* pe *Scottish Gaelic* evit ar yezh-se.

